# GWALARN

## HA KANNADIG GWALARN



# HIAWAZA

**65**

**EBREL 1934**

# HIAWAZA

hervez oberenn saoznek

LONGFELLOW

lakaet e brezoneg

evit ar re yaouank

gant

YANN KERYELL

hag

ABEOZEN

# HIAWAZA

Klevit istor Hiawaza, an den fur, eus meuriad an Ojibweed. Ar barz indian, Nawadaha, e zeskas en eur gantren dre ar c'hoadou hag ar geuniou en-dro d'e logell.

## ARZ MEUR AR MENEZ

Hiawaza a oa mab d'an den kadarn Mudjekewis, a lazas Arz Meur ar Menez, spont an holl Indianed.

Mudjekewis a yeas kuit war e varc'h evit stourm ouz an arz en e vro, bro an avel sterenn hag ar c'honikled gwenn.

E welout a reas, o kousket war lein ar meneziou, heñvel ouz eur pikol roc'h, brizellet gant liou gell ha louet ar c'hinvi.

Hag heñ diskenn diwar e varc'h, en em stleja dispont betek an arz, tostik d'e vuzellou du, tostik d'e fronellou euzus a c'houeze eun aezenn domm.

A-daol-trumm, e laeras digantañ ar skerb hud, ar Wampum, a guze e ziouskouarn hag a ziwalle anezañ diouz pep gloaz.

Neuze e savas an den e vouc'hal bounner, hag o leuskel e youc'hadenn vrezel, e tarc'haouas gant an arz e-kreiz e dal.

Hemañ, badaouet, a horellas war e zioulez, a zigoras e zaoulagad, hag o welout ar skerb etre

daouarn an den-meur, ec'h en em lakaas da grena ha da c'harmi evel eun digalon, o c'houlenn truez.

Mudjekewis, avat, a zistagas eun eil taol bouc'hal gantañ, hag e glopenn a zrailhas evel ar skourn a dorrer evit pesketa el lennou e-pad ar goañv.

Ha setu penaos e varvas Arz Meur ar Menez, spont an holl vroadou.

## TAD HIAWAZA

Meulet e voe Mudjekewis evit e nerz-kalon, degemeret gant youc'hadeg an holl veuriadou a-gevret, hag anvet Mestr ar Pevar Avel.

Ne viras, avat, evitañ, nemet an Avel Gornog, ar c'halloudusa anezo holl, hag e roas ar re all d'e dri mab, ganet pell amzer a-raok Hiawaza.

An Avel Reter a roas d'ar yaouanka ha d'ar brava anezo o-zri, Wabun, ruz-roz e zioujod evel goulou-deiz.

An Avel Sterenn a yeas gant Kabibonoka, an den gouez ha fero a vevas e-touez ar skournegou hag ar skourngrec'hiou.

Avel ar C'hreisteiz, en diwez, a voe roet da Chawondasi, an den pounner e spered ha lezirek, a dremenas e vuhez en huñvreou, en diegi, e-touez frouez ha sklaerder douarou ar C'hreisteiz.

Diwezatoc'h e timezas Mudjekewis da Wenona, ar plac'h yaouank mistr he c'horf evel eul lilienn, hag heñvel he daoulagad ouz kaerder ar stered.

Houmañ he doa da vamm Nokomis, merc'h al Loar, he doa lakaet he zreid goustadik, eun deiz, war ar prad, da viken, pa edo al loar en he c'hann o sevel en oabl divent.



Wenona a lakaas war an douar eur mab, ma reas Hiawaza anezañ.

Hogen, eun deiz, ez eas Mudjekewis kuit, o tilezel ar bugel hag ar vamm.

Gant ar c'hlac'har, siouaz, e varvas Wenona, hag e chomas Nokomis koz hec'h-unan evit maga ha sevel Hiawaza.

## BUGALEAJ HIAWAZA

Savet e oa logell Nokomis, gant meur a di indian, holl heñvel, war ribl al lenn veur Uhela, a-dreñv d'ezi eur c'hoad bras pin, sapr ha bezo, dirazi dour al lenn, boull bepred ha skedus alies dindan bannou an heol.

Keit ha na voe nemet eur babig, e luskellas Nokomis he mab-bihan, gourvezet war ar c'hinvi hag ar raoskl en eur c'havell graet gant skourrou tilh gweet war eskern karo-erc'h.

Evit lakaat ar bugel da devel p'edo o leñva, e lavare d'ezañ : « Peoc'h ! Peoc'h ! Emañ an arz meur o tont d'az kerc'hat ».

Goude se hel lakae da gousket, en eur vouskana, nes e ziouskouarn, unan eus ar c'hanaouennou-se, flour-kenañ, ma oar an holl dud ar c'homzou anezo, ha na ouezas biskoaz den ebet o ster.

Pa voe Hiawaza evit kerzout e-unan, e plije d'ezañ azeza e toull dor al logell evit klevout hiboud an dour war ar ribl, selaou ouz an avel o sourral er gwez-pin, sellout ouz ar stered o sevel ha gwelout o tont ermaez eus an dour al loar gann.

D'an abardaez e kane d'ar preñv-lugernus, ma

lufr e c'houlaouenn evel eur steredenn c'hlas, ar sonenn a gan ar vugale indian.

A-wechou, en noz, eun trouz iskis e zihune. « Petra eo se ? » a c'houlenne-heñ, spont ennañ.

Ha Nokomis a responte seder : « Kousk, va bugel kaez ! Ne deo netra. Kaouenned hepken o c'hoari, o c'hoarzin, pa 'z eus savet tabut etrezo er c'hoad bras ».

## KENTA DEMM HIAWAZA

Pa voe brasoc'h, n'en devoe mui aon ebet rak trouzou ha loened ar bed.

Deski a reas anoiou, traou-kuz ha yez an holl evned. Gouzout a reas e pelec'h e savont o neiz en nevez-amzer hag e pelec'h e kuzont e-pad ar goañv. P'en em gave ganto e komze outo, oc'h ober anezo « poñsined Hiawaza ».

Deski a reas ivez anoiou, traou-kuz ha yez an holl loened. Gouzout a reas e pelec'h e kuz ar gwiñver e vez, penaos e sav an avanked o zi, perak e red ken buan an demm ha perak eo ken aonik ar c'honikl. P'en em gave ganto e komze outo, oc'h ober anezo « mignoned Hiawaza ».

Hogen anien an hemolc'herien a oa ennañ. Eun deiz, Iagoo, ar beajour meur, en deus gwelet kement a vroiou hag a oar kement a varvailhou, a reas d'ezañ eur wareg prenn onn. Hag ez eas ar chaseour yaouank dre ar c'hoad.

Tro-dro d'ezañ, laboused glas, boc'hruzed ha gwiñvered a selle outañ, aonik, evel o lavarout : « N'hol laz ket, Hiawaza ! » Met Hiawaza n'o gwele



ket en e redadenn herrek. Mall a oa gantañ tizout roudouz ar stêr a gouez el lenn Uhela.

Deut eno, e kuzas a-dreñv ar barrou hag e c'hortozas.

Gortoz a reas hir amzer. En diwez, avat, eun demm ruz kaer, eun demm daougornek a zeuas da lakaat e dreid war ribl an dour.

Ar paotr yaouank a vizâs.

E galon a lamme en e greiz evel an deliou en-dro d'ezañ. Met e zourn ne zaskrenas ket, rak gant ar saez kenta e tiskaras an demm.

Lorc'h ennañ, e stlejas al loen betek e logell.

Gant kroc'hen an demm, Nokomis a reas eur vantell d'ar chaseour yaouank. Gant e gig ec'h aozas eur banvez, a voe pedet da zont d'ezañ holl dud ar gêriadenn.

Ha pep kouviad a veulas Hiawaza evit e ampartiz.

## MENNADOU HIAWAZA

Er c'hiz-se, adal e yaouankiz, e voe ar paotr yaouank eur chaseour ampart.

Bez' e voe ivez eur brezelour dispont.

E greñva c'hoant, avat, ne oa ket trec'hi en hemolc'h pe en emgannou : c'hoant en doa ivez da veza madelezus e-keñver tud e vroad.

N'en doa heuliet nemet eur wech « gwenodenn ar brezel », p'en em dennas e-unan-penn e-kreiz ar c'hoadou, e miz mae, ar miz a vez graet anezañ gant an Indianed miz an deliou.

Eun tiig prenn a savas damdost d'al lenn Uhela. Hag eno e yunas hag e pedas ar Spered Meur, Mestr ar Vuhez, Gitche Manito.

E-pad seiz devez ha seiz nozvez e yunas.

En devez kenta ez eas da gantren e-touez ar c'hoadou deliaouek. Gwelout a reas an demm o sailha er-maez eus ar strouez hag ar c'honikl oc'h en em sila, dre laer, en e doull. Klevout a reas ar fezaned o nijal er skourrou hag ar gwiñver o firbouchal e vern mez. O sevel e zaoulagad, merzout a reas an dube oc'h ispilha e neiz ouz lein ar wezenn-bin hag an houad gouez o tec'hout en oabl divent. Neuze e lavaras :

« A, Gitche Manito ! Ha ret eo e tennfemp hor bevañs diouz an holl loened-se, a guz e-pad an hañv pe a zilez hor bro ? »

En eil devez e heulias glannou al lenn, el lec'h ma kresk ar riz gouez, ar flamboezenn, ar winienn treut he bodou, hag e lavaras :

« Mestr ar Vuhez, ha n'hor bezo eost ebet biken nemet ar frouez-se ? »

En trede devez, ez azezas war ribl an dour sklaer ha boull. Gwelout a reas ar sturj o lammat er-maez eus an dour en eur skigna perlezennou er vann. Merzout a reas ar chevrenn dreuzwelus, an harink hag ar brell alaouret, heñvel ouz eur bann-heol. Neuze e soñjas ez eo, adal miz here, skournet gorre an dour, kalet evel an douar, hag e c'harmas, mantret :

« Spered-Meur, ha lezel a reot adarre ar Yenijenn hag an Ankou da laza e-pad ar goañv ar re wana en hon touez ? »

## MONDAMIN, MIGNON AN DEN

Hogen, er pevare devez, pa edo o tiskuiza en e diig-prenn war eur gwelead raden ha skourrou, d'ar



mare ma oa an heol o tiskenn a-dreñv d'ar c'hoad, setu ma welas o tont davetañ eun den yaouank, gwisket e ruz ha melen, gantañ eur bouchad pluñv bras war e blañsonou melen-aour.

An diavaeziad a lavaras d'ezañ, kuñv e vouez :

« A, Hiawaza ! ar Spered-Meur en deus da glevet. Va c'has a ra davedout, me, Mondamin, mignon an den, da lavarout d'it e vezo selaouet da bedenn. Rak n'ec'h eus ket pedet da gaout muioc'h a ampartiz en hemolc'h nag a vrud e-touez ar vrezelourien, met pedet ec'h eus da c'hounit an eürusted evit holl dud da vroad. Ar pez a c'houlennez, avat, ne c'hell ket beza gounezet hep emgann. Deus da c'houren ouzin-me, Hiawaza ! »

Hemañ a sentas. Gouren a rejont ken na guzas an heol a-drek kefiou du ar sapr.

Mondamin a lavaras neuze :

« A-walc'h eo. Warc'hoaz e tistroin d'an hevelep koulz ».

Hag e kuitaas an douar, heñvel ouz al latar a sav a-us d'ar pradou, ha ne ouezas nikun petra a oa c'hoarvezet gantañ.

Antronoz e kendalc'has an emgann, hag evel en abardaevez kenta, ne zeuas hini a benn eus egile.

Heñvel e voe en devez war-lerc'h.

Hogen, a-raok mont kuit, Mondamin a lavaras :

« Warc'hoaz e vezi trec'h, Hiawaza. Warc'hoaz e varvin. Gourc'hemenn ar Spered-Meur eo. Kleuz d'in neuze eur bez ma paro warnañ an heol, ma kouezo ar glao warnañ. Ispilh va bouchad pluñv glas ha va dilhad ouz ar skourrou tosta. Va sebelia a ri

neuze, ha diwall na gresko al lastez war an douar ma kouskin dindanañ ».

« Hag eun deiz, e tihunin diwar va c'housk hir e sklaerder an Nevez-Amzer ».

## MARO MONDAMIN

Antronoz e tistroas Mondamin, mignon an den, boued gantañ, rak aon en doa na vije re wanaet Hiawaza gant ar yun.

Ar c'hrennard, avat, a nac'has tañva ar boued, hag heñ d'an emgann adarre, leun a galon.

Eur gouren spontus e voe. Met a-daol-trumm, Hiawaza, dialanet ha dare da sempla, a welas na starde ken nemet eur c'horf maro etre e zivrec'h.

Hiawaza a sebelias neuze Mignon an den, evel m'en doa goulennet, hag a zistroas da di Nokomis.

Alies ez eas da welout ar bez hag e lakaas pled na greskje drouklouzou warnañ.

Hag eun deiz Nevez-Amzer, setu ma tiwanas a-us d'ar bez korzennig eur blantenn dianav d'an Indianed, da c'houde eun all, hag eun all adarre. Bez' e oa ar maiz, alaouret ha skedus evel pennad-bleo Mondamin.

Pa zeuas an diskar-amzer en-dro, Hiawaza a gutuilhas an tamouezennou hag o dibluskas.

Goude se, e pedas tud ar gêriadenn da lida gouel kenta Mondamin, hag e roas d'ezo donezon nevez ar Spered-Meur, ar greun alaouret a vije hiviziken boued penna an Indianed.



## BAG HIAWAZA

Kavet ar maiz gantañ, Hiawaza a voe enoret evel ar brezelour a zegas gantañ eus an emgann muioc'h a bennadou-bleo eget kement hini all.

En deveziou a ziskuiz, e oa e logell leun a vignoned.

Daou anezo a gare dreist-holl : Chibiabos ar soner, ar c'haner dispar, koant evel eur bugel, kalonek evel eur gwaz, ha tener evel eur vaouez, ha Kwasind, ar brava, ar c'hreñva hag ar gwella eus an dud a vev war an douar.

Kwasind eo a savas eur vag evit Hiawaza.

Diskar a reas eur vezvenn, hag a faoutas betek du ar ruskenn wenn. Houmañ a zistagas diouz ar c'hef hep he zeurel.

Da c'houde e trouc'has daou varr kreñv diouz eur wezenn-sedrez. O c'hroumma a reas e stumm eur wareg, hag e stignas warno ar ruskenn gant neudennou gwez-melez.

War se e stankas an holl skarrou gant rousin, hag a lakaas war ar mellou gant kalz a aked.

En diwez e kemeras broudou avalaouer. O liva a reas e ruz, e glas hag e melen gant sun gwriziou, hag o fleza e-giz kurunennou, a begas ouz kosteziou ar vag.

Evit ar staon, e reas diou steredenn skedus.

Neuze e touras ar vagig, kreñv evel ar sedrezenn ha skañv evel ar vezvenn. Holl vuhez, holl gevrin, holl achantouriez ar c'hoad a oa enni, hag e neuie war dour treuzwelus al lenn, heñvel ouz bleunienn vras al lugustr.

Ganti e tlee Hiawaza ober eun taol-kaer burzudus.

## MICHE-NAMA, AR STURJ

Eun devez ez eas an den yaouank kuit da glask ar sturj galloudus, Miche-Nama, roue ar pesked.

Eur gwiñverig laouen, kluchet war veg ar vag, a oa gantañ, hag hini ebet ken.

A-dreuz d'an dour boull, Hiawaza a welas ar pez loen, gourvezet war eun draezenn rouz, o horjella goustadik e vrenkou. Laonennou askourn, skoedou gwirion, a wareze e benn hag e gorf. Roudennet, barrennet ha brizellet e oa e groc'hen, evel dremm livet eur brezelour. Renkadou broudou, evel goafiou lemm, a save dre-holl war e gein hag e gostou.

« Lonk va boued, roue ar pesked », a youc'has d'ezañ mab Mudjekewis, en eur souba en dour e linenn ruskennou gweet. « Lonk va boued, Miche-Nama, hag e welimp piou ac'hanomp eo ar c'hreñva ! »

Hogen ar sturj ne loc'has ket, ne horjellas ket buanoc'h e vrenkou, ha ne respontas ket.

Koulskoude, pa youc'he Hiawaza atao gant eur vouez kreñvoc'h-kreñva, e lavaras Miche-Nama d'ar beked bras :

« Kae da derri linenn an teodeg-mañ ».

Ar beked a lonkas penn al linenn hag a sachas warni gant gwall nerz.

Beg ar vag, e-lec'h ma edo ar gwiñver o c'hoari, a wintas er vann evel eur c'hef bezvenn war neuñv.

Hag e huchas Hiawaza :

« Da anavezout a ran. N'out nemet ar beked bras. Eur pesk brasoc'h eo a fell d'in paka e penn va linenn. Kae kuit, Maskenoza ».



Hag ez eas ar beked bras da guz, gant ar vez, er goueled lec'hidek.

Neuze, ar sturj a lavaras d'ar pesk-heol, ar brell goloet a skantou ruz-tan :

« Kae da derri linenn al lorc'heg-se ».

Hag ar brell da gregi el linenn, hag ar vag da droiellat buan, evel douget-dizouget gant ar gorventenn. Ar c'helc'hiennou eonennek a gane tro-wardro, en em heulie, mall warno, hag a ledanae betek ar ribl en eur luskella korzennou gwevn an elestr.

Padal, Hiawaza, o welout trumm beg ar pesk o tremen er-maez eus an dour, a youc'has d'ezañ :

« Da anavezout a ran, pesk-heol. Eur pesk brasoc'h egedout a fell d'in kaout e penn va linenn. Kae kuit, Ugudunach ».

Hag e tec'has ar brell kuit evel ar beked.

## HIAWAZA E KORF AR STURJ

Neuze, droug ennañ, e reas ar sturj eul lamm bras hag e tigoras e garvanou euzus.

Ma steuzias Hiawaza, gant e vag, e korzailhenn ar pesk, evel eur pil-prenn en eul lammdour.

Ne voe ket evit an den yaouank eur souezenn blijus en em gavout a-daol-trumm en eur c'heo teñval.

Tra m'edo oc'h en em stleja a dastourn, avat, e klevas en e gichen trouz eur galon bras-meurbet o lammat.

Hag heñ da rei dioustu eun dournad kreñv war galon Miche-Nama.

Eur gridienn a hejas korf fetis al loen, hag e veizas Hiawaza en doa roet taol ar maro.

Hast a voe gantañ lakaat e vag a-dreuz da gorf e enebour, gant aon rak e c'hlizi diweza.

Ar gwiñver, heñ, tamm ebet spontet, a safare en eur fringal hag a skoazelle e vignon eus e wella.

« Trugarez d'it », eme Hiawaza d'ezañ, « trugarez evit da labour, trugarez evit da laouenidigez. Hiviziken, e koun eus hon tro-gaer, pa sello ar vugale ouz da lost kuchennek, e raint Lost-er-vann ac'hanout, Adjidomo. Met da genta, ret d'imp mont er-maez ac'hanen ».

Tra ma komze Hiawaza, n'oa ken ar pez loen nemet eun dolzenn dilusk, kaset gant red an dour.

Hep dale e klevas eur stokadenn, ha trouz bili o finval.

Kompren a reas e oa aet d'ar ribl ha chomet war ar sec'h korf euzus ar pesk bras.

## EVNED AL LENN

Eur pennadig goude, youc'hadennou skiltrus, stlakadennou eskell a zeskas d'ezañ e oa deut evned al lenn, a vagadou diniver, en-dro d'ar sturj.

Hag i krog d'e zibezia. Gant o begou hag o ivinou e furchent er c'higennou, tiz warno, hag emberr e silas eur bann sklerijenn betek Hiawaza.

Eun toullad laboused, lagadou lemm d'ezo, a verzas an den hag a lavaras :

« Ac'ha ! Ha n'eo ket hemañ Hiawaza, hor mignon ? »

Hag e respontas Hiawaza :

« N'oc'h ket faziet, va mignoned. Lazet em eus ar sturj bras. Bezit laouen ! Debrit ha frankait an digor, ma c'hellin mont er-maez eus va zoull-bac'h ».



Pa lammas mab Mudjekewis war ar bili gwennkann evel laez, e welas e oa tostik d'e logell.

Nokomis koz a zerede davetañ.

« Na spont ket an evned », eme Hiawaza d'ezi, « gounezet mat o deus o fred. Aoz da holl bodou pri, avat, ha da holl bodou houarn, hag henoz, d'ar c'hhuz-heol, pa 'z aio al laboused war-du o geuniou, karg al listri gant kig ar pez sturj. Eoul hor bo evit ar goañvez ».

E-pad meur a zevez, evned al lenn vras a zeuas da lonka ha Nokomis koz da zastum ar c'hig eoulius.

En diwez, ne chomas ken diwar roue ar pesked nemet eur relegenn vras. Gwennaat a rae an eskern, ha, bountet gant an avel, e c'hoarie an houlennou etre ar c'hostou ramzel.

## MEGISOW AR STROBINELLOUR

Hag hi leun a fiziañs e nerz-kalon he mab-bihan, ne glaskas ket Nokomis e zerc'hel ganti pa 'z eas Hiawaza da stourm ouz Megisow ar strobinellour.

Hemañ a veve pell ac'hane, er c'hornog, e bro ar c'huz-heol. Diouz e c'heuniou e kase d'an dud aezennou kontammet hag eur c'hleñved a roe ar maro.

Fardet evel eur brezelour, ez eas Hiawaza kuit en e vag.

Hag heñ da sevel a-enep red ar stêr Takwamenao.

Eur pennadig amzer e paouezas evit leunia e glaouier birou e ti ar c'hosa eus ar re a ra saezou, e ti Nosa, eus meuriad an Dakotaed.

Hemañ, akuit hag ampart, a laboure atao war e vicher, skoazellet gant e verc'h Minnehaha, an « Dour a Gan ».

Goude se, ez eas Hiawaza adarre en e hent.
En eur floura e vagig, e lavare d'ezi :
« Lamm, va mignonez, sailh hep aon betek an dour diegus, ma emañ o c'hoari an naered o geoliou euzus ».
Hag ar vagig ha lammat, evel eur jao hag a gompren pez a lavar e vestr, hag e glev o veska e ganaouennou brezel gant youc'hadennou an erered o kelc'hiata a-zioc'h e benn.
En diwez e tizas al lec'h ma edo an naered o wea o asplegou diniver, o sounna o fenn, o sparla an hent.
« Lec'h d'in ! » a youc'has Hiawaza.
Eur fuc'hadeg a respontas d'ezañ : « Kae kuit, digalon ! distro da di Nokomis koz ! »
An den yaouank, avat, azezet war aros e vagig taolet a-diz war al loened euzus, a stlape outo, akuit e zourn, birou lemm.
Koueza a rae pennou an naered, riskla a rae o c'horfou hir gouliet etrezek ar riblou, hag e tremene Hiawaza war an dour ruz lec'hidek.
En diabell, dreist d'ar raoskl o sourral, e weled logell Megisow.
« War-raok, va mignonez, war-raok », eme Hiawaza.
Hag ar vag ha treuzi ar raoskleg, ha degas anezañ war ribl ar c'heun.
Eno e tennas Hiawaza eur saez war logell ar strobinellour.
Hemañ a zeuas kerkent er-maez.
Bez' e oa eur ramz du, spontus, war e benn eur gribennad uhel pluñv erered.
« Da anavezout a ran, Hiawaza », a youc'has-heñ, goapaus. « Deus, digalon. Ma 'c'h eus aon da vervel, distro da di da vamm-goz, distro da di Nokomis ».
Hiawaza a respontas :
« Kunujennou ne reont droug ebet. Ar vouc'hal a labour gwelloc'h eget an teod. Diwall, Megisow ! »
Garva emgann a voe neuze a welas biskoaz den.
Hogen, en dro-mañ, Hiawaza a verze e oa dic'halloud. Dinerz e oa e saezou ouz eun enebour gwisket penn-kil-ha-troad e gwiskamantou-hud.
War-dro an abardaez, torret e oa e vouc'hal, hag heñ gloazet, skuiz-divi.
E wareg hepken a oa en he fez. Ne chome gantañ, avat, nemet teir saez.

## AR GAZEG-KOAD

A-greiz-holl e klevas garm eur gazeg-koad e lein eur wezenn-bin. Lavarout a rae ar gazeg-koad en he yez da vignon an evned :
« Biz ar penn anezañ ! e gwriziou e vleo du, eno hepken e c'heller e c'hloaza ! »
Kerkent e yudas eur bir, hag a sankas e tal Megisow.
Hag hemañ dioustu da stoui evit kemer eur pikol maen.
Hogen, eun eil saez a zeuas war-lerc'h, hag a sankas c'hoaz dounoc'h eget an hini genta.
Gant an trede saez, e voe ledet Megisow, maromik, war an douar yen.
Kenta menoz Hiawaza, deut da veza trec'h, a voe trugarekaat an evn en doa e saveteet.
E c'hervel a reas. Floura a reas e benn gant e zourn leun-wad.

Ha setu penaos e c'hounezas Mama, ar gazeg-koad, ar gribell ruz-moug a zo bremañ c'hoaz gant he mibien.

An trec'her a yeas e-barz logell e enebour. Hag heñ ha skrapa ar foulinennou nevez-flamm hag an armou skedus, ha dont en-dro, ez laouen, davet e dud.

Setu ma voe degemeret gant youc'hadennou a levenez, ha graet eur banvez en e enor.

Evel-se ivez e oa bet degemeret gwechall Mudjekewis e dad, goude laza Arz-Meur ar Menez.

## DIMEZI HIAWAZA

D'e dro e tlée Hiawaza pedi e vignoned da zont d'eur banvez bras, banvez e eured.

C'hoant he doa Nokomis koz, pell 'zo, e timezje he mab-bihan d'eur plac'h yaouank eus o meuriad.

« Ar plac'h eus hor gouenn », a lavare-hi, « a sked er gêr evel tan al logell war vaen an oaled. Eun estrenez, avat, a zo heñvel ouz eur steredenn skedus, diabell ha yen ».

« Mamm-goz », a responte Hiawaza, « flamm an oaled a blij d'in. Hogen goulou eur steredenn lugernus a blij d'in muioc'h ».

« Da vihana, arabat kaout amañ eur plac'h lezirek. Ret eo kaout unan, d'ezi daouarn eskuit, treid herrus, hag eur galon douget atao d'ober ar mad ».

Hiawaza a venegas Minnehaha, a veuriad an Dakotaed, a skoazelle he zad d'ober birou.

« Tud ouez ha fero int, an Dakotaed-se », eme Nokomis. « Alies hon eus graet brezel outo, ha meur



a zigarez hon eus c'hoaz da rendaela, digareziou ha n'int ket ankounac'haet ».

Ha Hiawaza ha lavarout buan:

« Daoust ha n'eo ket eun abeg ouspenn d'in da zegas Minnehaha em logell ? Ha n'eo ket hennez eun doare mat da stlepel kement digarez koz war douar an Ankounac'h ? »

Nokomis ne respontas ket, ha Hiawaza, en e dreid arc'henadou-hud a rae ganto eul leo da bep kammed, a yeas, goustatoc'h koulskoude eget e c'hoant, war-du ti an oberour-saezou, davet Minnehaha, an « Dour a Gan ».

Teurel a reas dirak ar plac'h yaouank hag he zad ar brava demm o devoe biskoaz gwelet dindan deliou ar c'hoad, hag e komzas outo eus e c'hoant hag eus bro an Objiweed.

Ha setu ma teuas an tad hag ar verc'h ouz e heul betek e annez.

Pellaat a rae diouto ar skourrou dreinek, ha pa dreizent eur roudouz, o harpa a rae da lakaat o zreid war ar mein distabil.

Hiawaza a gasas kannaded, ganto gwialennou kelvez, da di e holl vignoned, d'o fedi da zont d'an eured.

Niverus e teuas ar gouvidi, gwisket en o c'haera.

Hag hervez ar boaz, Hiawaza ha Nokomis, en o sav a-dreñv d'an dud, o servije e-pad ar banvez.

Da ziwez ar pred, kerniel hir ar wazed a voe karget a vutun frondus, ha Nokomis koz a bedas Pao-Pu-Kewis da zañsal e gorollou burzudus.

## PAO-PU-KEWIS

Hemañ a savas.

Eur c'hanfard e oa, tuet d'ar fentigellou ha d'ar plijadureziou. C'hoarier, digalon ha lezirek, eme ar vrezelourien goz. Heñ, avat, ne rae van eus al lesanoiou-se. Eürus e oa o veza mignon muia-karet an holl dud yaouank.

Eur chupenn demmgenn a oa en-dro d'ezañ, gwenn, flour, outi eur wrimenn feur-ermin. Kinklet e oa e zilhad, e vodreou hag e votou gant broudou avalaouer, nozelennou skedus, ha kregin a bep liou. War e lerc'h e stleje daou lost louarn. A-us d'e bennad-bleo eouliet, frondet ha plezet e-giz bleo eur vaouez, e oa pluñv alarc'h o horjella. Livet en doa e zremm evel evit mont d'ar brezel. En e zourn kleiz eur c'horn-butun hir, en e zourn dehou eun aveler ledan.

Ouz son skiltrus ar fleütou hag an taboulinou, e krogas Pao-Pu-Kewis da zañsal, goustadik, en eun doare-lid.

Pa 'z eas ar sonerez buanoc'h, ec'h en em lakaas da drei, iskis, en-dro d'al logell.

Lakaat a rae da nijal an deliou kouezet, hag a-wechou, e lamme dreist pennou an dud, hag a selle outañ, bamet, azezet en o c'hoazez.

A-daol-trumm, e redas betek al lenn, o skigna an traez tro-war-dro evel eur gorventenn.

Neuze e tirollas da c'hoarzin, hag e tistroas, sioulik, da gemer e lec'h, en eur aveli e zremm.



## IAGOO AR BEAJOUR

Goude se e kanas Chibiabos taoliou-kaer ar vrezelourien, hag ivez ar peoc'h madelezus.

War e lerc'h e teuas Iagoo, ar beajour bras, Iagoo ar marvailhour, gwarizius eun tammig gant ar stlakadennou daouarn a oa bet roet d'ar soner.

Ano Iagoo, e-touez an Indianed, a dalveze kement ha fougeer, kanfard ha gaouiad. Hervez e lavar, ne c'helle den banna eur saez uheloc'h ha pelloc'h egetañ, chaseour ebet n'en doa lazet muioc'h a gonikled, ha pesketaer ebet n'en doa tennet er-maez eus an dour muioc'h a besked. Nep traper n'en doa ergerzet muioc'h a vroiou, ha nikun n'en doa gwelet muioc'h a draou marzus.

Hogen, ne skuize morse an dud o selaou e zanevellou burzudus, hag en noz-se, ar stered a luc'he pell a oa ma edont c'hoaz bodet en-dro da Iagoo, ar beajour meur, ar fougeer, ar c'hanfard, ar gaouiad, Iagoo an daneveller dispar.

## DEVEZIOU A BEOC'H

Meur a zevez eürus a dremenas da heul dimezi Hiawaza.

Ne dregerne ken ar youc'hadennou brezel. Douaret edo ar vouc'hal. Ar peoc'h a rene etre ar meuriadou.

An draperien a c'helle antella o lasou hep aon ouz an enebourien. Ar besketaerien a chome e-pad meur a eurvez en hevelep lec'h war glannou al lenn vras, ha p'o devoa paket kalz a besked, e lakaent anezo, daouhanteret, da vogedi evit ar goañv.

E keit-se, ar merc'hed a zanzee chug ar skavenn-wrac'h. Medi a raent ar riz gouez ha gwriat krec'hin an demmed hag an avanked evel m'o doa graet a-hed ar wech. Hada a raent avat ar maiz ouspenn.

D'an nevez-amzer e touarent an had, evel m'en doa Hiawaza gwechall douaret Mondamin, mignon an den. Da c'houde e c'holoent an douar gant roue-dou da ziwall an had diouz ar brini hag ar mouilc'hi.

Pa oa deut er-maez eus an douar korzennou glas, ez aent en noz da dresa gant o c'hammou eur c'helc'h-hud evit pellaat an amprevaned noazus.

Diwezatoc'h, en diskar-amzer, e kutuilhent an ta-mouezennou, hag o stagent dirak an tiezigou prenn goude lamet diouto darn eus ar c'holo evel m'en doa Hiawaza gwechall diwisket mignon an den.

## SKRITUR AN INDIANED

E-pad an deveziou eürus-se, e lavaras eur wech Hiawaza d'ezañ e-unan :

« Tremen a ra pep tra ! Mervel a ra an dud ! Gant ar re goz ez a da goll an eñvoriou a leunie o spered ».

« Ankounac'haat a reomp taoliou-kaer ar vreze-lourien, kuriou an hemolc'herien, louzou ar vezeged, donezonou ar strobinellourien, gweledigeziou an diouganerien. Hon douar a zo beziou e-leiz ennañ hogen netra ne verk d'imp anoiou ar re a zo dindano. Ha mar fell d'imp kas kelou d'ar re veo aet pell diouzimp, e rankomp fiziout hor c'hefridi dre gomz en unan bennak, a c'hell kammdrei hor c'homzou ».

Tra m'edo o prederia evel-se er c'hoad, setu ma kemeras e liou, ha ma tresas war ruskenn lufr eur



wezenn eur vi hag e-kichen peder linenn lakaet e kroaz : Gitche Manito e oa, ha pevar avel an oabl.

Da skeudenni an Droukspered e reas eun naer.

Eur c'helc'h gwenn a dresas evit ar Vuhez hag unan du evit ar Maro.

Goude se, Hiawaza a livas tud, loened, evned, ha kant arouez, d'ezo pep a dalvoudegez.

Da skouer : roudou kammedou war-du eun ti a dalveze kement ha : « Deuit, ouz ho kortoz emaoun ».

Ha setu penaos e voe ijinet skritur an Indianed, ha diwar an deiz-se eo e voe livet war bep bez arda-meziou hag anoiou ar re varo.

Mezeged, strobinellourien, diouganerien a enskrivas war dammou rusk pe dammou kroc'hen karo-erc'h o louzaouennou, o c'hanaouennou hag o zraou-kuz.

Evel-se e voe anavezet gant an dud a vevas war o lerc'h buhez Hiawaza ha kanaouennou Chibiabos, a varvas en eun doare spontus, evel ma klevot bremaik.

## MARO CHIBIABOS AR SONOUR

Eun deiz, e derou ar goañv, edo Hiawaza hag ar sonour a-gevret o chaseal war ribl al lenn skournet.

Redek a raent war-lerc'h eun demm. Al loen, din-dan dec'h, o welout dirazañ eur pikol roc'h, a lam-mas war al lenn skournet.

Chibiabos, a-zevri gant e redek, a yeas war e roudou.

Siouaz ! Ar skourn re voan a dorras, hag ar paour kaez, a-daol-trumm, a steuzias en dour sklas.

Dic'halloud-krenn, Hiawaza en doa gwelet ar gwallzarvoud diwar lein an tevenn. Hag heñ hag ober eur youc'hadenn ken skiltrus ma chomas an

ejened-moueek o selaou, ha ma respontas d'ezañ ar bleizi dre ar pradou.

Distroet en e logell, e livas e zremm e du, e lakaas eur ouel war e benn, ha ne zeuas ket er-maez e-pad an holl c'hoañvez. Garmi hag ambren a rae. Ne oa ket evit trec'hi war e c'hlac'har. E holl skiantvat a yae kuit dioutañ.

Neuze e teuas ar vezeged, ar strobinellourien hag an diouganerien d'e gerc'hat en eun hir a lidambroug, ha kaset e voe ganto en eun tiig-prenn o doa savet tostik d'e logell.

Ober a rejont war e dro, hag e barea a rejont gant o louzou, o lavarennou-hud hag o c'hanou.

N'ankounac'haas ket Hiawaza e vignon, hogen trei a reas koulskoude e soñjou etrezek ar re veo hag o doa ezomm anezañ.

D'ar mare-se eo a redas dre ar vro, o teski d'an dud galloud al louzou ha doareou mat da barea ar re glañv.

## C'HOARIADENN PAO-PU-KEWIS

E-pad ma oa dianket Hiawaza, Pao-Pu-Kewis, ar paotr faro, a dremene eun devez dirak ti Iagoo.

Eno e oa eun toullad paotred yaouank bodet da selaou marvailhou marzus ar c'hoziad.

« Skuiz eo va fenn gant furnez Hiawaza ha danevellou Iagoo », emezañ. « Setu amañ, va mignoned, traou d'ho tiduella gwelloc'h eget ar fistilherez divalo-se ».

Ha dre ma komze ez eas d'e c'hodell hag e tennas anezi eur sac'hig bihan kroc'hen bleiz, hag e tiskouezas d'ezo, gorrek, eun hanaf koad ha trizek tammig



koad : diou naer, daou goadour, ar vouc'hal, ar pesk, tri houad ha pevar foll.

An holl dammouigou prenn-se a oa livet e ruz war eun tu. Liou an tu all a gemme hervez ar pez.

Lakaat a reas an holl beziou en hanaf, hag heñ d'o zeurel er vann evel diñsou.

« Ruz an holl », emezañ, « nemet pevar. Nao gwech dek a ra, hag eiz ouspenn ».

Ha Pao-Pu-Kewis a zisklerias d'ezo ar c'hiz da jedi ar poentou.

Neuze, Iagoo ha lavarout :

« Gwelet em eus c'hoariou diaesoc'h c'hoaz e broiou all. Gallout a rafen rei d'it eur gentel war da c'hoari zoken, den ampart ».

Fougeal a rae ar marvailhour. Koll a reas. Ar re all a fellas d'ezo gwelout an tammouigou prenn ha c'hoari ivez ganto, o lakaat arc'hant en taol evit rei talvoudegez d'an abadenn.

Da genta holl e voe stad a-walc'h enno.

Kalonekaet, e kendalc'hjont.

Da hanternoz, edont o c'hoari dalc'hmat.

Hogen, diwar ar c'houlz-se, Pao-Pu-Kewis a c'hounezas aliesoc'h egeto, ha pa zeuas ar beure, e verzas ar baotred yaouank hag Iagoo e oa aet gant eun all o holl vadou : o chupennou, o c'hrec'hin-demm, o c'hribellou-pluñv, o c'herniel-butun hag o armou. Dek daoulagad, strafuilhet gouez ha skedus evel re ar bleizi, a selle ouz ar gounezer war ar berniad en doa gounezet.

Hemañ a lavaras sioul :

« Iagoo, va-unanik oun em zi. Er gêr, hag evit ober va c'hefridiou, ezomm am eus eus eur mevel.

Va holl c'hounid a lakaan, war eun taol diñs hepken, a-enep ar paotr yaouank kenedus-se, c'houezek vloaz d'ezañ, da niz-te, en e sav er c'horn ahont ».

« Ma ! » a c'hrozmolas Iagoo, droug ennañ.

Ha da gregi en hanaf. E-pad pell amzer e veskas ar peziou, hag o banna a reas uhela ma c'helle. Jedi a reas : dek poent ha kant. Eun taol burzudus, digredus, e oa.

D'e dro e kemeras e enebour an hanaf, hag en eur vousc'hoarzin e reas d'an diñsou skañv lammat er vann, ken na voent skignet war an douar. Jedet e voe. Bez' e oa pemzek poent ha kant, ez rik.

Neuze, en eur vousc'hoarzin bepred, dindan malloz an holl, e lavaras Pao-Pu-Kewis d'e vevel nevez, en eur ziskouez d'ezañ e logell :

« Doug an holl draou kaer d'am zi ! »

Heñ avat a yeas kuit da gantren dre straedouigou ar geriadenn, laouen eus e daol-chañs, — bet harpet gantañ eun tammig, hen divinout a rit, — hag eürus ivez o santout war e zremm aer fresk ar beurevez hañv.

## TORFED PAO-PU-KEWIS

Dont a reas d'ezañ tremen dirak logell Hiawaza.

« Sell 'ta », a soñjas ennañ e-unan, « n'eus den ebet. Aet eo kuit an den fur, aet eo kuit Nokomis koz. Ha nikun evit mirout an ti ».

Eur menoz diaoulek a zeuas en e benn.

Hag heñ ha mont e-barz.

« Koag ! » a reas eur pez bran.

« A ! Te eo ar porzier hep mar ! » Hag e tirollas da c'hoarzin gouez, en eur zic'houzouga an evn kaez.



Ha raktal e sailhas war an holl draou a gave dirazañ, hag e lakaas an ti en eun dizurz dreist-kred. Regi a rae ar gwiskamantou, drailha a rae ar c'hrec'hin loened, hag en diwez, bruzuna a reas an holl bodou pri ha koad.

En eur vont kuit, Pao-Pu-Kewis a dachas, da ziskouez e zismegañs, ar vran varo war an nor, hag ez eas er-maez eus ar gêriadenn, da c'hourvez lezirek dindan eur wezenn, rak an heol skedus a save endeo en oabl glas.

## KOUNNAR HIAWAZA

Taer e voe kounnar Hiawaza pa 'z eas tre en e di.

« An hailhon-se, na rae nemet gwall fentigellou betek-hen », emezañ, « da veza noazus eo deut bremañ. Redomp d'e baka ».

Hag heñ da vont gant eur bagad chaseourien. Kavout a rejont e roudou war eur beg-douar uheluhel a-us da zour al lenn. Ar geot nevez-wasket a ziskoueze e oa bet o tiskuiza eno n'oa ket pell.

Evit gwir, e-barz eur prad, a-zioc'h an hemolc'herien, edo Pao-Pu-Kewis. Dirolla a reas da c'hoarzin en eur dec'hout gant tiz.

Ha Hiawaza ha youc'hal d'ezañ :

« C'hoarz ! N'eo ket bras a-walc'h ar bed evit na vi paket ganin ! »

Pao-Pu-Kewis a dreuze ar parkou a-benn-herr, a dreuze ar pradou, a lamme dreist ar gwaziou, en em sile er c'hoadou, a sailhe e-mesk ar strouez, ken skañv hag eun demm.

Ma tegouezas e-kreiz ar C'hoad-Meur war ribl eur wazig-dour.

An dour, stanket eno gant eur chaoser, a rae eul loc'h vihan, kompez ha sioul. Enni e soube ar gwez o zreid hag e save toenn ti an avanked.

## AN AVANKED

Ha Pao-Pu-Kewis da vont war-raok gant ar chaoser, graet gant barrou ha kefiou stag-ouz-stag ha gant traez. An dour o vera war-c'horre an harz a c'hlebie e zaouufern.

War an dour en em ziskouezas penn krenn eun avank, daoulagad souezet d'ezañ, ma seblante goulenn ouz an den :

« Petra a rit amañ ? »

« O va mignon ! » eme Bao-Pu-Kewis, « pegen fresk eo amañ. Eun ebad eo beza en ho ti. Gra eun avank ac'hanoun. »

Hep respont d'ezañ, an aneval eveziek en em lezas da goueza e strad ar stank evel eur maen. Met eur pennadig amzer goude e teuas er-maez eus an dour eur penn du ha lufrus, eun all goude, ugent war-lerc'h, hag en diwez hanter-kant da sellout ouz an den.

« O va mignoned ! » eme Bao-Pu-Kewis, « na plijus ha goudor eo ho ti. Ha karout a rafec'h, c'houi hag a zo ken ijinus, ken ampart ha fur, va lakaat da veza heñvel ouzoc'h ? »

« Ya », eme Amnek, an avank-meur, « deus en hon touez ».

An Indian, o kregi e skourr eur wezenn, a lakaas e dreid en dour hag o gwelas o ledanaat hag o kemer stumm eul lost avank. Neuze ez en em lezas da goueza.



Hag heñvel ouz ar grignerien-du, ez eas tre ganto en o logell, dindan bolz an nor, war naoz ar wazdour. Hag heñ da vale, boemet gant ar c'hambreier ec'hon ma vernient enno bitailh evit ar goañv.

Neuze avat, aliet fall e voe gant al lorc'h a oa ennañ, rak lavarout a reas :

« O va mignoned, va lakait da veza dek gwech, dek gwech tevoc'h eget an teva ac'hanoc'h ».

Ha setu ma lakajont Pao-Pu-Kewis da veza dek gwech, dek gwech tevoc'h eget an teva anezo.

Hogen, a-greiz-holl, petra eo an trouz euzus-se : barrou o strakal, dour o strinka en eur droenni !

Pebez spont ! Freuzet eo toenn an ti !

## MARO PAO-PU-KEWIS

Hiawaza hag e vignoned eo o deus lammet war ar chaoser hag a sko taoliou bouc'hal ouz ti an avanked.

Hag an holl loened ha tec'hout, saouzanet, da vont da guz e strad an dour. An holl, nemet unan, ha na c'hell ket tremen dre an nor re striz.

Hiawaza, ouz e welout, a youc'has dre doull an nor :

« N'out ket tamm ebet gwelloc'h evit da daolgwidre ».

Hag an hemolc'herien ha skei warnañ gant batarazou.

Korf divuhez an teva eus an avanked a voe tennet eus an dour ha lakaet war eur c'hravaz. C'houec'h den nerzus hen dougas war-du ar gêriadenn, dre ar c'hoad.

« Bremañ », eme unan, « Pao-Pu-Kewis ne raio ken a zroug ».

Hag an holl da c'hoarzin ha da fentigella, hep gouzout n'o deus ket lazet Pao-Pu-Kewis en e stumm den, hep gouzout ne zougont netra war o c'hravaz nemet korf maro eun avank, deut ken bihan, ken munut...

A-daol-trumm, eur c'hoarzadenn anavezet-mat a lak anezo da skrija.

Pao-Pu-Kewis, dindan dec'h, a red mibin, a-benn-herr, kuzet gwech ha gwech a-dreñv kefiou du ar c'hoad.

Hag i war e lerc'h adarre, buan, buanoc'h, buanoc'h bepred, evel chaseourien a wel o freiz o vont diouto.

Er penn a-raok, emañ Hiawaza o redek war seuliou e enebour, dre ar c'hoad, dre ar pradou, betek ribl al lenn Uhela, betek traoñ ar begou douar maenkrag ruz, frailhet, faoutet, freuzet, dilec'hiet.

En eun taol, Pao-Pu-Kewis a ya trumm diwar wel e-barz eur c'heo, ha n'heller mui kavout an digor anezañ.

Neuze e savas Hiawaza e zivrec'h er vann, hag o sellout ouz an neñv, ez aspedas Gitche Manito, ar Spered Meur, da zont war e skoazell.

Eus an dremmwel du, Gitche Manito a gasas d'ezañ daou genstourmer galloudus, al luc'hedenn, Wagwasimo, hag ar c'hurun, Anemaki.

O-daou a-gevret, e trailhjont an tevennou evel m'he dije graet bouc'hal eur brezelour ramzel.

Ar reier a gouezas en o foull, ha war an dismantrou e weljod Pao-Pu-Kewis en e c'hourvez, maro en e stumm den.



# AN NEVEZ-AMZER

Ar goañv a zeuas da heul maro Pao-Pu-Kewis a voe kriz ha kalet.

E-pad meur a sizunvez hir e voe goloet-holl gant erc'h an douar, hag e teuas an Dienez da chom e meur a diegez.

Hogen en diwez, goude deveziou leun a dristidigez, gorrek da dremen, e paras hiroc'h ar goulou, hag an heol tommoc'h a deuzas an erc'h hag ar skourn.

A bep tu, dour ar geuniou, ar stêriou hag al lennou a strinkas, a redas, a lammas, a lugernas hag a hiboudas, laouen oc'h adkavout e frankiz.

Deut e oa an nevez-amzer.

Gwiska a reas ar pradou gant korzennou a-vil-vern, gant geotennou o krena dindan an aezenn skañv.

Gervel a reas an elerc'h bras, bodet e bagadou niverus, an houidi gouez a dremen evel birou, unan-hag-unan pe daou-ha-daou, hag ar poc'han a sourr e ziouaskell en eur skei ouz an aer.

Skigna a reas bleuniou e-leiz dre ar maeziou.

Lavarout a reas d'ar gerc'heiz kantren dre ar geuniou.

Ober a reas d'ar broñsou tarza ha lakaat a reas o gwiskamant deliou war skourrou ar gwez.

D'an dube, d'ar rujodenn ha d'an evn glas e c'hourc'hemennas ispilha o neiz ouz lein ar gwezpin, dindan doenn al lochennou hag e-touez drein ar strouez.

Dasorc'hi a reas an holl loened ha dihuna amprevaned an douar.

Lakaat a reas en aer klouarder, frondou ha ka-

naouennou, hag e kalon an dud eul levenez doun, eun douster dispar.

Siouaz ! an Ankou didruez ne glask ket gouzout ha bourra a ra er bed kaer-se ar re en deus skoet.

## MARO MINNEHAHA

Eun deiz ez eas Hiawaza d'an hemolc'h, kerkent ha goulou-deiz, a gevret gant e vignoned.

E-keit-se, Minnehaha ha Nokomis koz a yeas o-diou da gutuilh bleuniou.

Fellout a rae d'ezo gwea garlanteziou ha kinkla ganto al logell a-benn distro an hemolc'herien.

O tegouezout war ribl ar stêr, el lec'h m'en doa Hiawaza lazet e zemm kenta, setu ma welas Minnehaha eun hir a gorzenn elestr, he zroad en dour hag he c'hribell alaouret displeget.

Kaer e oa ar bleuñv, ha rouez. Ha Minnehaha da vont d'he c'hutuilh.

Hogen, tra ma stoue, eun naer-wiber voan, kuzet e-mesk ar geotennou, a grogas en hec'h arzourn.

Pa zistroas Hiawaza, edo Minnehaha en he gourvez, maro war he gwele.

E penn ar gwele, edo Nokomis o ouela.

Ober a reas Hiawaza eun hir a youc'hadenn c'hlac'harus, hag e kouezas daoulinet ouz treid he gwreg, an treid-se na zeujent biken mui war e arbenn.

Daou zevez e chomas hep finval, hep lavarout ger.

Neuze e voe sebeliet Minnehaha.

War he bez e voe enaouet eun tantad evit ambroug an hini maro betek Bro an Anaon. Ha Hiawaza, bepred dilavar, a vagas an tan e-pad pevar devez.



A-c'houdevez, e youc'has dirak ar flammou uhel. « O ! Minnehaha, o ! va Dour a Gan, echu eo bremañ va labour, ha ne vi ket pell amzer ouz va gortoz ».

## KIMIAD

Evit gwir, eun nebeut deveziou diwezatoc'h, eur vag c'houllo, sturiet gant eun dourn disgwel war al lenn Uhela, a zeuas da gerc'hat Hiawaza.

« Ar Spered Meur, Gitche Manito eo am galv », emezañ, « en eur vriata Nokomis koz hag e vignoned. « Kenavo, Nokomis. Kenavo, va rummad ».

« Kenavo er bed all », a lavaras an holl pa 'z eas er vag.

« Kenavo », a lavaras an tonnou en eur heja ar bili war glannou al lenn.

« Kenavo », a huanadas ar c'hoad bras.

E-pad eur pennad hir, e tavas pep tra.

« Kenavo », a c'harmas ar gerc'heiz c'hlas eus goueled he geuniou.

Ha Hiawaza, e splannder ar c'huz-heol, a yeas kuit da viken betek bro an Avel Walarn, Rouantelez ar Re Zilennet, Rouantelez Ponemak.

# Ar "Simbol"

Savet e voe gant Gwalarn, e 1928, eun ober anvet ar « Simbol ». Graet e voe diwar skouer ar « Fainne » iwerzonat. Da lavarout eo, ar « Simbol » a zo eur spilhenn-arouez, e-giz ar « Fainne », na c'hell beza douget nemet gant tud o deus gouestlet komz brezoneg etrezo, hag o deus diskouezet ouspenn ez int barrek da gomz.

Advoula a reomp amañ « Reoladur ar Simbol », a-unan gant divizou « Arnodenn ar Simbol », eun tammig kemmet hervez aliou hor skoazellerien ha re hor skiant-prenet.

Brest, d'an 9 a viz meurz 1934

# Reoladur ar "Simbol"

AR SIMBOL

1) Ar Simbol a zo anezañ eur spilhenn-arouez roet gant ar gelc'hgelaouenn Gwalarn, graet hervez eur stumm dibar perc'hennet gant Gwalarn nemetken.

2) Talvezout a ra ar Simbol da skigna implij ar brezoneg e-touez ar vrezonegerien.

3) Ne c'hello ar Simbol beza douget nemet gant ar re o devo sevenet an divizou da heul.

4) Da zougen ar Simbol e tleor :
 a) beza ouspenn triouec'h vloaz.
 b) beza sinet ha roet da Walarn an Diskleriadur-emouestla divizet izeloc'h.
 k) beza degemeret digant Gwalarn an Aotre divizet izeloc'h.

DISKLERIADUR-EMOUESTLA

5) An diskleriadur-emouestla a zo anezañ eur baperenn savet hervez ar skouer da heul :

DISKLERIADUR-EMOUESTLA

*graet gant ........ (kentanoiou hag ano)*
*ganet e ........... (kêr ha bro)*
*d' ................ (deiziad)*
*o chom e ......... (chomlec'h)*



*Dre ar baperenn-mañ ec'h anavezan em eus degemeret digant Gwalarn an aotre da zougen ar spilhenn-arouez anvet ar Simbol, goude beza asantet penn-da-benn d'ar reoladur embannet gant Gwalarn war he divout.*

*Toui a ran dougen ar Simbol bepred, en eun doare hewel, nemet ret-holl e vefe ober a-hend-all.*

*Toui a ran, bep gwech ma tougin ar Simbol, komz brezoneg ha chom hep komz galleg gant an neb a zougo ivez ar Simbol, hag en em gavo ganin, e pep lec'h hag e pep amzer.*

*Toui a ran ouspenn chom hep presta, rei pe werza da unan all bennak ar Simbol am bo degemeret.*
*E ............................ (lec'h)*
*d' ............................ (deiziad)*
*Sinadur :*

AOTRE.

6) An aotre a zo anezañ eur baperenn savet hervez ar skouer da heul :

AOTRE

*roet gant Gwalarn da (kentanoiou hag ano)*
*ganet e ........... (kêr ha bro)*
*d' ................ (deiziad)*
*o chom e .......... (chomlec'h)*

*Dre ar baperenn-mañ ec'h aotreomp da... ar gwir da zougen ar spilhenn-arouez anvet ar Simbol, goude beza degemeret digant... eur Diskleriadur-emouestla, hervez ar reoladur embannet ha sinet ganimp.*

*E ........................... (lec'h)*
*d' ........................... (deiziad)*

*Sinadur*

*Rener Gwalarn :*

7) Ne c'hello an aotre divizet uheloc'h beza roet nemet da zaou rummad tud :

a) ar re o devo kenlabouret d'ar gelc'hgelaouenn Gwalarn, a-raok ar c'henta a viz eost 1928, dre eur pennad-skrid savet ganto rag-eeun e brezoneg.

b) ar re o devo gounezet en Arnodenn divizet pelloc'h.

8) Pep galloud en devo Gwalarn da lakaat ar reoladur-mañ da dalvezout en doare ma kavo gwella. Pep galloud en devo ivez da gemma ar reoladur-mañ e doare pe zoare.



# Arnodenn ar Simbol

DANVEZ.

1) Arnodenn ar Simbol a vo enni diou gevrenn : eur gevrenn dre skrid hag eur gevrenn dre c'henou.

2) Evit kaout ar gwir da dremen ar gevrenn dre c'henou, e tleor beza gounezet er gevrenn dre skrid. Ar gevrenn dre skrid gounezet eur wech a zo gounezet evit mat.

3) Diou amprouenn a vo er gevrenn dre skrid :

a) skriva eur pennad brezonek a war-dro dek linenn, lennet a vouez uhel gant unan eus barnerien an arnodenn.

b) respont e brezoneg e war-dro dek linenn d'eur goulenn graet dre skrid e brezoneg.

4) Teir amprouenn a vo er gevrenn dre c'henou :

a) lenn eur pennad brezonek a war-dro tregont linenn.

b) respont e brezoneg d'eun nebeut goulennou graet e brezoneg diwar-benn ar pennad-se, e sell eus ar yezadur pe al lennegez.

k) respont e brezoneg d'eun nebeut goulennou graet e brezoneg diwar-benn traou eus ar vuhez pemdeziek.

5) Amprouenn *a* ar gevrenn dre skrid a vo graet da genta. Raktal goude e vo roet testenn an amprouenn *b*. Eun hanter eurvez en holl o devo an arnodennidi da bleustri war an amprouenn diweza.

6) Amprouennou ar gevrenn dre c'henou a bado etre pemp ha dek munutenn pep unan.

REIZEREZ.

7) Notennet e vo pep amprouenn etre o hag 20. Da c'hounit er gevrenn dre skrid e tleor kaout en holl ugent poent da nebeuta evit an diou amprouenn. Da c'hounit er gevrenn dre c'henou e tleor kaout en holl tregont poent evit an teir amprouenn.

8) Anvet e vo gant Gwalarn barnerien evit pep arnodenn. En eur zegemer e garg, e ouestlo pep barner leunia e zlead ez leal e-keñver Gwalarn, e genvarnerien hag an arnodennidi.

9) Dibabet e vo ar varnerien e-touez dougerien ar Simbol.

10) E pep arnodenn e vo daou varner da vihana.

11) Reizet e vo pep amprouenn er gevrenn dre skrid gant daou varner da vihana. Ma ne c'hellont ket en em glevout a-zivout an notenn da lakaat war eun amprouenn, lakaet e vo warni an notenn-greiz etre an notennou kinniget.

12) Reizet e c'hello beza pep amprouenn er gevrenn dre c'henou gant eur barner hepken.

13) Unan eus ar varnerien a vo anvet gant « Gwalarn » da bennvarner.

14) Ar pennvarner a vo e gefridi lakaat an divizoumañ da dalvezout. Pep galloud en devo da ren kerz an arnodenn e-giz ma kavo ar gwella. Diouz e ali e vo graet e pep darvoud dic'hortozet. En eneb, kret e vo ar pennvarner e-keñver Gwalarn evit pep tra a c'hello c'hoarvezout e-doug an arnodenn.

15) Dibabet e vo testennou an diou amprouenn er gevrenn dre skrid gant eur c'huzul, a vo ennañ ar varnerien hag unan da vihana eus izili renerez Gwalarn.

16) Dibabet e vo testennou an teir amprouenn er gevrenn dre c'henou gant eur barner pe ouspenn, hervez ali ar pennvarner.

17) Pep amprouenn dre skrid notennet a zougo sinaduriou ar varnerien o devo he reizet.

18) Da heul pep arnodenn e vo savet gant ar pennvarner eur skrid-danevell, hervez eur skouer diazezet gant Gwalarn. Sinet e vo ar skrid-danevell gant ar varnerien, ha kaset a-berz ar pennvarner da Walarn, a-unan gant amprouennou reizet ha notennet an arnodennidi.

19) Pep barner ha pep arnodennad en devo ar gwir da glemm da Walarn a-enep ar pennvarner. Ret e vo d'ar c'hlemmer, avat :

a) gortoz betek diwez an arnodenn.

b) sevel e glemm dre skrid.

Pep galloud he devo Gwalarn da zivizout diwarbenn ar c'hlemmou graet.

## EMROLLEREZ.

20) An holl a c'hello tremen arnodenn ar Simbol, zoken ar re na c'hellint pe na vennint ket sina an diskleriadur-emouestla.

21) D'en em lakaat war roll an arnodennidi, e tleor kas da Walarn, eur sizun da vihana a-raok an deiz merket evit derou an arnodenn, eul lizer-emroll savet evel-hen :

LIZER-EMROLL

*kaset da Walarn gant (kentanoiou hag ano)*
*ganet e* ............ *(kêr ha bro)*
*d'* ................. *(deiziad)*
*o chom e* .......... *(chomlec'h)*

*Pedi a ran renerez Gwalarn da lakaat va ano war roll arnodennidi Arnodenn ar Simbol, a vo dalc'het e* ......, *d'* ......

*E* ............................ *(lec'h)*
*d'* ............................ *(deiziad)*

*Sinadur :*

22) Ar re a venno dougen ar Simbol ma c'hounezont en arnodenn a stago ouz o lizer-emroll ar pennad-mañ :

*Emaoun e soñj, ma c'hounezan, goulenn an aotre da zougen ar Simbol.*

23) Eur respont a vo kaset gant Gwalarn da bep lizer-emroll, a vo lakaet ennañ eur golo timbret gant chomlec'h ar goulenner.

24) Ar re na c'hellint ket kas o lizer-emroll da Walarn abred a-walc'h a c'hello e zegas da zeiz an arnodenn d'ar pennvarner, a asanto pe a nac'ho e zegemer hervez ma kavo dereat.



25) Roll gwiriet ar c'hounezerien a vo embannet gant Gwalarn, war-lec'h burutella skrid-danevell ar pennvarner.

26) Eur skrid-testeni a vo kaset gant Gwalarn d'ar c'hounezerien.

## DIVIZOU-KLOKAAT.

27) Ar brezoneg implijet en arnodenn, ken dre skrid, ken dre c'henou, e vo ar brezoneg lennegel unvan.

28) Arabat e vo d'an arnodennidi, e-doug an arnodenn, ober gant levr pe baper-skoazell ebet. Arabat e vo d'ezo dreist-holl ober gant geriaduriou pe yezaduriou.

29) Pep taol dislealded a-berz eun arnodennad a zivarrekaio anezañ da c'hounit. Divarrekaet e vo ouspenn da c'hounit e pep arnodenn da zont, nemet lamet e vefe ar berz gant renerez Gwalarn.

30) Gwalarn a c'hello kemma e doare pe zoare an divizou-mañ. Pep tra chomet diziviz a c'hello beza divizet gant Gwalarn, pe, e-doug an arnodenn, gant ar pennrener oc'h ober evit Gwalarn.

31) Ar reoladur-mañ a dorr ar reoladur embannet e 1928 diwar-benn arnodenn ar Simbol.

# LEVRIOU DA ZESKI AR BREZONEG

| | |
|---|---|
| Précis de Grammaire Bretonne ... | 1 skoed (3 lur) |
| La Prononciation du Breton ... ... | 1 skoed (3 lur) |
| L'Orthographe Bretonne ... ... ... | 1 skoed (3 lur) |
| Cours Elémentaire de Breton ... ... | 12 lur |
| Petit Dictionnaire Pratique Breton-Français ... ... ... ... ... ... ... ... | 22 lur |

(e gwerz e ti **GWALARN**)



## PROF D'HOL LENNERIEN

Kaset e vez, er miziou-mañ, war o goulenn hag evit netra, trede levrenn ar « Sketla Segobrani » :

1) Da goumananterien nevez GWALARN.

2) Da goumananterien goz GWALARN, ar re o devo paeet priz o adkoumanant a-raok ma vo peurechu o bloavez-koumanant.

**F. VALLÉE**



# GRAND DICTIONNAIRE FRANÇAIS-BRETON

**e gwerz en**

**Imprimerie Commerciale de Bretagne**

**7, rue des Francs-Bourgeois, Rennes**

**(C.C. 16.613, Rennes)**

**Priz dre ar post:**

**75 lur (war baper boutin)**

**170 lur (war baper kaer)**

# NEVEZ EMBANNET GANT GWALARN




Moulerez E. JANNE, 17, ru d'Algesiras, Brest — *Ar Merour* : Y. DRÉZEN

